

# CANVEU

## ER PEUR MOUSSICG BIHAN D'ER HUÉRHIÈS.

Me mam hès ha me ferson
En dès het lavaret d'eign
Hou pedein a greis me halon,
Ha de naz ha de vitin.
Cheleuet-mé, Guérhies santel,
Eit mam en hou queméran ·
Ur sellieg hemb quin, ya ur sèl
Ar er peur Moussicg bihan.

Er poussinèd a pe vrassant
E ya ér mæz ag ou néh :
De guetan, guet enn é neigeant;
On mam ou farra a goueh.
Pèl-é me mam, Guérhiès santel,
Eit mam en hou queméran :
Ur sellieg hemb quin, ya ur sèl
Ar er peur Moussicg bihan.

Pe mès bet laret quenavo
D'em mam peur ar er hosté,
Pegours, mé-hi, é tei én dro?
Ha me mam peur e ouilé.
Séhet hé dar, Guérhiès santel,
Hé foén zo me foén vrassan :
Ur sellieg hemb quin, ya ur sèl
Ar mam er Moussicg hihan.



Me hoérieg mad, me hoér Anna
E yei d'en ilis hamdé
Eid hon pedein, Itron Varia,
Eit me zad, eid on ehué.
Cheleuet-hi, Guérhiès santel,
N'en dès quet caërroh inean :
Ur sellieg hemb quin, ya ur sèl
Ar hoér er Moussicg hihan.



Pe yemb eit larèt hur patér
Hun deuhicgueu d'hon chapel,
Ma hoér e laré : sèl, mem hrér,
Tablen er Huérhiès santel :
Hi e hoarh doh-emb! guet truhé
— É omb én ouaid tinerran, —
Sellet-mé, ha mem hrér ehué,
Er heih peur Moussicg hihan.



Én hou tablen, ô Guérhiès gaër!
É hnélér bou mab Jesus,
Ar bou tivréb, ernaidur distér,
Quer mad, quer carantéus!
Nitra ne ell hou Mab nahein
D'ob-hui zo Rouannès en nean;
Hui e ell enta goarantein
Er beih peur Moussicg bihan.



Me mam e laré d'eign liès:
Er mæstre a bep tra é Doné;
Mæs Jesus zo mab er Huérhiès,
Petra ne ell Mam hur Roué?
Dihuennet-mé, Guérhiès santel,
Eit mam en bou queméran:
Ur selluog bemb quin, ya ur sèl
Ar er peur Moussicg bihan.



Hui læstre ar gain en houlenneu
E neige avel ur guignel
É creis en aibre; é houlheu
E zou avel divaskel.
Doh droug goarnet-ni, Mam santel,
Pe gorn er mor eabussan;
Queméret idan bou mantel
Læstre er peur Moussicg bihan!

Guet en nehué-han, er guignel
Ezistro guet calz a joé
D hé bro quetan ! Ér broyeu pèl,
Guet bé bro hé chonge e oé !
Ah ! hro erbet nen dé quer caër
El er vroïeg e gârau !
É ma, perpet é vou ér guér
Calon er Moussieg bihan !





# BRÉZEL INEMB D'ER SAUZONNÈD.



Pautrèd a Vréh-izel, sàuet,
Sàuet plom; 'ma er blei ér mor !
É ma hestri er Sauzonnèd
Dirac hur brò, ital hun dor !

❧

Saillamb ar-n-hai ! bouéh hun tadeu
A lar d'emb : ar hun enebour :
Pautrèd Bréh ! ruet houlenneu
Guet ou goaid, houlenneu er mour !

❧

Epad puemzèc vlai bag open
Ni hun nès daibret bara du
É brò Sauz, ha guet ou goalen
Hur haineu e zou bet ru.

❧

N'hun nès quet ancoéheit biscoah
Cal er pontoneu a Borsmouth,
Chonge hun nès het, chonge hun nès hoah
A gàu, a vassefos Plimouth.

❧

Sauzonnèd, gouyet, hun treideu
N'en dint quet mui én hou rangen;
Ha ni e ell, guet hur gleaneu,
Ziar hou scoai lemel hou pèn.

Ar-n-hai, pautrèd ! Na péh ur joé
Bout én ou goaïd betac er glin !
Péh plijadur cal er vuhé,
A Sauzonnèd pe ue vou quin !

❧

Damb, pautrèd, damb enta, damb bean'
Tan ar-n-hai ! ! Na caerret un dé !
Mad ! mad ! mad ! pautrèd, ma en tan
Én ou læstr ? Er mor vou ou bé !

❧

Iv bermen, Sauz, iv denr er mour !
Tor ur buéh, tor hoah ha séhet !
Er mor zou gùel eid en anvour
Hur boé én ha vro de ivet.

❧

Mad ! mad ! tan ar-n-hai, tan attàu !
Calon, pautrèd, hou pro hon sel ;
Ent hugalé hi hou ç'hanàu....
Dalhet-mé..... é han de verhuel.

❧

Sellet.... me halon zo digueor !
Neoah joé e mès.... trugairé,
Gùérhiès santel.... taulet ér mor
Me horv.... M'inean e yei d'en ué !




---

É GUÉNÈD, é ty J.-M. GALLES, imprimour-livrour,
é ru er Préfectur.

